# Nahouatleg

Ur yezh outoek-aztekek eus skourr ar yezhoù aztekek eo an **nahouatleg** (nahouatleg: *nāhuatl*, *mexìcatlàtōlli* pe *mācēhuallàtōlli*) komzet gant tro-dro da 1,5 milion a dud e Mec'hiko.

E-touez an holl yezhoù komzet gant pobloù-orin en Amerika ez eo an nahouatleg unan eus ar re komzet ar muiañ hervez an niver a dud a ra gantañ.

Ul liamm familh zo etre an nahouatleg hag ar yezhoù aztekek all evel ar c'homantcheg, an hopieg pe c'hoazh ar pipileg komzet pell alese en El Salvador.

Ur yezh daspegel ha liessintezel pe c'hoazh oligosintezel eo an nahouatleg hag hir-spontus e c'hell bezañ ar gerioù kevrennek savet er mod-se.

A-raok ma tegouezhas Spagnoled eno e veze skrivet an nahouatleg gant ur skritur diazezet war dresadennoù dreist-holl.

War-lerc'h e oa bet degaset al lizherenneg latin gant Spagnoled hag homañ an hini eo a vez implijet c'hoazh evit ober gant ar yezh dre skrid, o cheñch an doare-skrivañ resis avat a rannyezh da rannyezh.

**Nahouatleg**
**(*nāhuatl, mexìcatlàtōlli*)**




### Perzhioù

| | |
|---|---|
| Komzet e : | Mec'hiko |
| Rannved : | Mec'hiko, Puebla, Veracruz, Hidalgo, Guerrero, Morelos, Oaxaca, Tabasco, Michoacán, Durango, Jalisco |
| Komzet gant : | 1 500 000 |
| Renkadur : | goude 100 |
| Familh-yezh : | Yezhoù Outoek-aztekek<br>▪ Yezhoù aztekek<br>▪ **Nahouatleg** |

### Statud ofisiel

| | |
|---|---|
| Yezh ofisiel e : | *Anavezet evel yezh vroadel e Mec'hiko.* |
| Akademiezh : | Secretaría de Educación Pública |

### Kodoù ar yezh

| | |
|---|---|
| ISO 639-1 | ay |
| ISO 639-2 | nah |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | NAH (http://www.sil.org/iso639-3/documentation.asp?id=NAH) |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Gwelet ivez

- Yezhoù outoek-aztekek
- Yezhoù aztekek ledan

## Liammoù diavaez

- *Ethnologue* (http://www.ethnologue.com/show_iso639.asp?code=nah)
- Roll dafar evit deskiñ nahouatleg (http://www.public.iastate.edu/~rjsalvad/scmfaq/nahuatl.html)
- Yezhadur berr an nahouatleg (http://www.acoyauh.com/nahuatl.html)
- Yezhadur berr ha geriadur nahouatleg-galleg (http://www.ifrance.com/nahuatl/nahuatl.page.html)

